WIKIPEDIA

# Hakaeg

Ur yezh sinek-tibetek eus skourr ar yezhoù sinaek eo ar **hakaeg** (客家话, mandarineg: *kèjiāhuà*, hakaeg: *hak-ka-fa/-va*) komzet gant tro-dro da 25 725 000 den en holl gant 2,5% eus poblañs Sina (dreist-holl e Guangdong hag ivez e Fujian, Jiangxi, Guangxi, Hunan ha Sichuan) hag e Brunei (3 000 den), Gwiana c'hall (5 000 den), Polinezia c'hall (19 200 den; 2% eus ar boblañs), Indonezia (Java ha Bali; 640 000 den), Malaysia (985 635 den), Panama (6 000 den), Singapour (69 000 den; 2,9% eus ar boblañs), Surinam (6 000 den), Taiwan (2 366 000 den; 11% eus ar boblañs), Tailand (58 800 den) hag ivez e Moris, Zeland-Nevez, Suafrika, er Stadoù-Unanet hag er Rouantelezh Unanet.

Meur a rannyezh ez eus:

- **Raopingeg** (*yue-tai*, *raoping* pe *meixian*): talvezout a ra da yezh unvan e Taiwan
- **Yueeg ar c'hreiz** (*yue-zhong*): kreiz Guangdong
- **Yueeg an norzh** (*yuebei*): norzh Guangdong
- **Tingdjoueg** (*tingzhou* pe *min-ke*)
- **Longnaneg** (*longnan* pe *ning-long*)
- **Yugoueeg** (*yugui*)
- **Tongoueg** (*tonggu*)

e Taiwan

- **Hailoueg** (*hailu* pe *hoiluk*)
- **Sancheneg** (*shige* pe *sanhsien*)

## Gwelet ivez

- Yezhoù sinaek